# GWALARN

Ar Mabinogion

## HUÑVRE MAKSEN
## LUZ HA LEVELIS

troet gant
ABEOZEN

62

GENVER 1934




**Gwalarn**

Niv. 62

10-vet Bloavez

GENVER 1934

**BLOAVEZ**

**MAT**

**D'HON**

**HOLL**

**LENNERIEN**

## OBEROU ABEOZEN

(e gwerz e ti Gwalarn)

LENNEGEZ:

Pevar Marvailh ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... 3 lur

YEZONIEZ:

Yezadur Berr ar C'hembraeg ... ... ... ... ... 8 lur

TROIDIGEZIOU:

Owen ha Lunet ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... 3 lur

Huñvre Maksen, Luz ha Levelis ... ... ... ... 4 lur

**hag e niverennou ar gelaouenn:**

Pwyll Prins Dyfet (1, 3, 4)

Branwen Merc'h Llyr (5, 6)

Manawyddan Mab Llyr (8)

Math Mab Mathonwy (9)

Huñvre Rhonabwy (13)

Kulhwch hag Olwen (18, 19, 21, 25)

Eñvorennou Twm o'r Nant (10, 11, 12)

NOTENN. — « Huñvre Maksen » ha « Tro Luz ha Levelis » a zo bet renket gant an Ao. Nutt en e notennou da eilmouladur troidigez saoznek an Itr. Charlotte Guest eus ar Mabinogion, dindan an talbenn « Istor Romantel Breiz ». Dellezek int e gwirionez eus an ano-se dre al levezon he deus bet war an oberidigez anezo « Historia Regum Britanniae, Istor Rouaned Breiz », levr brudet Jafrez a Venoe (Geoffrey of Monmouth). « An daou varvailh, eme an Ao. Nutt, a zo bet moarvat lakaet dre skid war-dro kreiz an daouzekvet kantved. Kouls lavaret a dra sur, int yaouankoc'h eget Jafrez ha bez' ez eus anezo hep mar frouez an evez a lakaas e labour da deurel ouz fals-istor Breiz. » Jafrez a Venoe, marvet eskob e Sant Asaph, a oa anezañ eur C'hembread lennek. Kemmesket en deus en e labour (1140) hengouniou ar Vrezoned gant e faltaziou e-unan, diwanet en e spered diwar an azeulerez-se maget e-doug ar Grennamzer ouz Roma ha Bro C'hres, gant lenneien aloubet korf hag ene ganto. « Eus ar Reter ar Goulou », evel ma vez desket e skoliou ar C'hornog hed ar wech. Sede penaos e teuas, gouez da Jafrez a Venoe, Brezoned (Britones) ar Grennamzer da gavout enorusoc'h tenna d'eur Brutus bennak, ha Frañsizien an Azginivelez, gouez da Ronsard, diskenn eus Frankus mab Ektor eget eus o gourdadou gwirion. Gwasa 'zo, kemeret eo bet ar faltaziou-se evit danvez istor. Mojenn Kenan Meriadog he deus pouezet pell a-walc'h he gevier war Istor Breiz Vihan evit lakaat sklaer dirak hon daou-

lagad peseurt droug a c'hell beza graet da wir anaoudegez an tremened gant sorbiennou kammgemeret da wirionez.

« Huñvre Maksen », daoust d'ezañ da dalvezout kalz nebeutoc'h, d'am meno, eget « Huñvre Ronaboe », a zo da lakaat keñver-ha-keñver gantañ. Eun hevelep doare oberenn eo, ijinet gant eun den akuit da zisplega marvailhou. Ne deo tamm ebet poblel evit al lodenn vrasa eus an danvez aet d'e sevel. Maksen, hervez e ano, a zo an hevelep hini gant Maxentius, enebour Konstantin Meur, lazet e 313. Darvoudou an danevell avat a zo heñveloc'h ouz re buhez Maximus, bet e penn arme roman Breiz-Veur, anvet ganti da impalaer, trec'hour Gratian e Lyon, faezet ha lazet gant Valentinian ha Theodosius en Aquileia (488). Mammenn genta annez armead Breiz-Veuriz en Arvorig, menegет er marvailh-mañ, a gaver en « Historia Britonum » ar C'hembread Nennius (800). Jafrez a Venoe eo a laka Kenan Meriadog e penn an armead alouberien-se. Elen Luezog, anezi marteze eun doueez ar beure er mojennou koz adstummet en Huñvre Maksen, a zo deut da geja gant Elena, genidik a Vithynia, gwreg Konstans ha mamm Konstantin Meur. Dindan pluenn Jafrez a Venoe e teu da veza eur Gembreadez merc'h da Goel, kont Ker Loeou, hag en diwez Huñvre Maksen a ra anezi merc'h Eudav ap Karadog eus Kernarvon ha c'hoar Kenan Meriadog.

« Luz ha Levelis » a zo gwriziennet dounoc'h en hengouniou keltiek an danvez anezañ, da lavarout eo an teir gwalenn, ma kaver meneg anezo en Triadou. Ne ro Jafrez a Venoe nemet tri a vibien da Veli; n'anavez ket Levelis ha ne vez ket kavet an danevell-mañ en e skrid latin. Lennet e vez avat er « Brut



Tesilio » eun aozidigez kembraek eus « Historia Regum Britanniae », hag e « Brut Grifiz Ab Arzur », an droidigez kembraek anezi. Levezon Istor Rouaned Breiz a zo daoust da se anat war « Tro Luz ha Levelis » ha pa ne ve nemet en diskleriaduriou anoiou-lec'h, peadra anezo da lakaat avi e kazetennerien lennek a zo, eus hon amzer.

Evit sevel an droidigez-mañ em eus graet implij eus embannaduriou an Ao. Ifor Williams : « Breuddwyd Maxen » — « Jarvis a Foster », « Bangor », trede mouladur, 1927 ; ha « Cyfranc Lludd a Llevelis », en hevelep ti, eil mouladur, 1922. Ouz an daou levrig-se en deus staget an oberour eur c'hentskrid, notennou hag eur geriadurig. Va mad am eus graet evel boaz eus troidigez ha notennou gallek an Ao. Loth.

Abeozen.

# HUÑVRE MAKSEN

Sed amañ huñvre Maksen Wledig

## AN HEMOLC'H

Maksen Wledig oa impalaer e Roma. Ar c'henedusa den oa hag ar fura, hag eus ar re deuet en e raok an dereata ouz an impalaerded. Edo gantañ eun deiz eur guzuliadeg rouaned hag e lavaras d'e vignoned nesa :

— Emañ em spered, emezañ, mont da hemolc'hi.

Antronoz diouz ar beure, e loc'has gant e dud hag e teuas da draonienn eur stêr a zeguuez e Roma. Hemolc'hi a reas en draonienn betek kreisteiz. Bez' ez oa gantañ daou roue ha tregont a rouaned kurunennek gwizien d'ezañ. Neket dre blijadur hemolc'hi e hemolc'he an impalaer keit-se, evit en em ren evel eun den uhel a-walc'h da veza aotrou war gement a rouaned, ne lavaran ket.

Uhel edo an heol en oabl a-us d'o fenn ha bras ar wrez, hag e krogas ar c'housked e Maksen. Sed amañ a reas e vevelien : gwinta o skoedou tro-dro d'ezañ, war fust o goafiou, rak an heol, ha lakaat eur skoed prigweret aour dindan e benn. Evel-se e kouskas Maksen.



## AN HUNVRE

Sed an huñvre a reas : edo o kerzout gant traonienn ar stêr betek an nec'h. Ha da venez uhela ar bed e teue. Seblantout a rae ar menez d'ezañ beza ken uhel hag an oabl. Pa voe aet dreist d'ar menez, ez en em wele oc'h ergerzout en tu all brava ha plaena broiou en dije den gwelet biskoaz ; stêriou bras a wele o redek eus ar menez d'ar mor ha gant ar stêriou e kerze etrezek o aberiou.

Pegeit bennak en doe baleet evel-se, e teuas betek aber veur brasa stêr en dije gwelet den ; eur gêr vras a wele war aber ar stêr, hag er gêr eur c'hastell bras, hag en-dro d'ezañ pikol touriou liesliou e-leiz. En aber ar stêr edo eur strollad listri, brasa hini a vije bet gwelet biskoaz. E-kreiz ar strollad e wele eul lestr, ha kalz kaeroc'h oa hemañ eget ar re all holl. Kement a wele eus al lestr war c'horre ar mor oa pep eil panell anezañ alaouret ha pep eil all arc'hantet. Eus al lestr d'an douar e wele eur pont askourn morvil hag ez en em wele o tont gant ar pont d'al lestr. Savet e voe al lien war al lestr hag e kerzed gantañ a-dreuz mor ha tonnou.

En em welout a rae o tont da vrava enezenn ar bed holl ; ha goude se e kerze a-dreuz an enez, eus eur mor d'egile, betek an aod pella anezi. Kaniennou a wele hag islonkou, kerreg uhel, eun douar serz, stêriet puilh, n'en doa morse gwelet par d'ezo. Ac'hane e wele, er mor rag-enep d'an tir douret mat-se, eun enezenn, hag, etrezañ hag an enezenn, eur vro keit ar gompezenn anezi hag aod he mor, keit ar menez hag he c'hoad. Eus ar menez-se e wele eur stêr o redek a-dreuz ar vro etrezek ar mor.

En aber ar stêr e wele eur c'hastell bras, brava hini en dije biskoaz gwelet den. Dor ar c'hastell a wele digor hag e teuas betek ennañ. Gwelout a rae eur sal gaer er c'hastell. Toenn ar sal a seblante beza aour holl. Moger ar sal tro-dro a seblante beza e mein lugernus, a briz bras. Doriou ar sal a hañvale beza en aour fetis. Gourvezvankou alaouret a wele er sal ha taoliou arc'hant. War ar gourvezvank rag-enep d'ezañ e wele daou zen yaouank gell o c'hoari ar gwezboell. Eun daol arc'hant a wele d'ar gwezboell ha peziou gwerin aour warni. Gwiskamant an dud yaouank oa seiz du-pod hag o terc'hel o bleo talgenou aour ruz gant mein prizius liesliou enno : mein ruz ha mein gwenn a-bep eil, ha mein impalaerel ; heuzouigou lêr Kordova nevez en o zreid, laonennou aour ruz ouz o c'hloza.

Ouz troad eur golonenn er sal e wele eur gour gwenn-louet en eur gador-vrec'h askourn olifant, warni skeudennou daou erer aour ruz. Troiou-brec'h aour oa war e zivrec'h ha bizeier niverus war e zaouarn, eun dro-c'houzoug aour en e gerc'henn, eun talgen aour o terc'hel e vleo, eun neuz meurdezus d'ezañ. Dirazañ oa eun daolenn aour gant eur gwezboell, eur wialenn aour en e zourn ha livnou dir ma trouc'he ganto gwerin gwezboell.

Eur plac'h yaouank a wele en he c'hoazez rag-enep d'ezañ en eur gador-vrec'h aour ruz. Ken kenedus oa ma n'edo ket aesoc'h sellout a-bann outi eget ouz an heol en e skedusa. En-dro d'ezi oa kreziou seiz gwenn, klozet war he bruched gant klochedou aour ruz. Eur gorre-sae seiz gweet alaouret oa warni, hag eun talgen aour ruz en-dro d'he fenn, mein ruz ha mein gwenn outañ, ha perlez bep eil tro, ha mein



impalaerel ; eur gouriz aour ruz oa en-dro d'he c'horf. Kaera gwel oa d'eun den sellout outi. Sevel a reas ar plac'h yaouank diwar he c'hador-vrec'h a-ziarbenn d'ezañ. Lakaat a eure-heñ e zaouarn e kerc'henn ar plac'h yaouank hag azeza o-daou er gador-vrec'h aour. N'oa ket strisoc'h ar gador-vrec'h d'ezo o-daou eget d'ar plac'h yaouank hec'h-unan. Etre m'edo e zaouarn en-dro da gerc'henn ar plac'h yaouank hag e jod ouz he jod d'ezi, kement en em zifrete ar c'hon ouz o roll, en em stoke kern ar skoedou kenetrezo ha fust ar goafiou an eil ouz egile, e c'houirine hag e karnate ar mirc'hed ma tihunas an impalaer.

## DROUG-HIRNEZ MAKSEN

Eur wech dihunet ne voe evitañ na hoal, na peoc'h na buhez abalamour d'ar plac'h yaouank en doa gwelet dre e huñvre. N'oa ennañ na mell-askourn, na diabarz eun ivin, na c'hoaz nebeutoc'h eul lec'h a ve brasoc'h eget hennez na ve leun-barr gant e garantez outi.

Ha neuze e dud ha lavarout outañ :

— Aotrou, emezo, ouspenn ar poent eo da gemer da voued.

Hag e savas neuze an impalaer war e balafrez, anezañ trista den a vije bet gwelet biskoaz hag e kerzas etrezek Roma. Hag evel-se e voe e-pad ar sizun penn-da-benn. Mar dae e dud da eva gwin ha mezeglen e listri aour, ne dae-heñ gant nikun anezo. Pa'z aent da selaou sonadeg pe zanevellou-didui, ne dae ket a-gevret ganto. Ne blije d'ezañ netra nemet kousket. Ken alies ha ma kouske, e wele dre e huñvre ar vaouez a gare ar muia ; pa ne gouske ket, n'oa mui

roud anezi, peogwir n'ouie tamm ebet pelec'h oa-hi.

Hag eun deiz e lavaras outañ e vevel-kambr — daoust d'ezañ da veza mevel-kambr, roue Romani end-eeun oa hemañ :

— Aotrou, emezañ, emañ da wizien holl o klemm ouzit.

— Perak eta e klemmont ouzin ? eme an impalaer.

— En abeg n'o deus diganit na kefridi na respont evel m'o devez gwizien digant o aotrou. Ha setu an abeg d'ar c'hlemm a reer ouzit.

— A waz ! eme an impalaer, degas davedoun Furien Roma, hag e lavarin perak oun trist.

## KUZULIADEG FURIEN ROMA

Degaset e voe neuze Furien Roma en-dro d'an impalaer hag e lavaras hemañ :

— Furien Roma, emezañ, eun huñvre am eus graet hag em huñvre eur plac'h yaouank am eus gwelet. Na hoal nag ehan na buhez n'eus evidoun abalamour d'ezi.

— Aotrou, emezo, peogwir ec'h eus kavet mat goulenn hon ali, ni a zo o vont d'e rei d'it. Sed amañ pehini eo : kas kannaded e-pad tri bloaz da deir rann ar bed evit klask da huñvre. Ha pa n'ouzout pe zeiz pe noz e teuio kelou mat d'it, ar spi-se az kennerzo.

Hag ar gannaded ha kerzout betek penn ar bloaz da gantreal dre ar bed, ha da glask kelou a-zivout an huñvre. Pa zeujont en-dro e penn ar bloaz n'ouient ket eur ger muioc'h eget an deiz m'oant loc'het. Tristaat a reas neuze an impalaer, o soñjal ne gavfe morse kelou eus ar vaouez a gare ar muia. Ha roue Romani ha lavarout neuze ouz an impalaer :

— Aotrou, emezañ, kae da hemolc'hi ouz an tu e



kav d'it oas bet, pe etrezek ar reter pe war-du kuzheol.

Ha neuze an impalaer ha mont da hemolc'hi hag e teuas war c'hlann ar stêr :

— Sed amañ, emezañ, pelec'h edon pa welis an huñvre. War-du krec'h ar stêr etrezek ar c'hornog e kerzen.

## BEAJ AR GANNADED

Kemer a reas neuze trizek den penn o hent evel kannaded an impalaer. Gwelout a rejont dirazo eur menez meur a hañvale d'ezo beza stok ouz an oabl. Setu pe zoare oa d'ar gannaded dre ma'z aent : eur skerb oa war gabell pep hini eus an tu araok, da rei da anaout oant kannaded, evit, dre be zouar brezel bennak e kerzfent, na ve graet droug d'ezo. Eur wech deuet en tu all d'ar menez e welent broiou ec'hon kompez, gant stêriou bras o redek drezo.

— Sed amañ, emezo, an douar gwelet gant hon Aotrou-ni.

Gant ar stêriou e kerzjont war-du o aberiou, betek ma teujont d'eur stêr vras a welent o tiskenn d'ar mor : eur gêr vras oa en aber ar stêr, hag e kêr eur c'hastell bras warnañ pikol touriou liesliou. Brasa strollad listri ar bed a welent en aber ar stêr hag eul lestr oa brasoc'h eget hini eus ar re all.

— Sed amañ adarre, emezo, an huñvre gwelet gant hon aotrou.

El lestr bras-se ez ejont war ar mor. Hag e teujont da Enez Preden (1) ha kerzout a-dreuz d'ezi ken na zeujont d'an Ereri (2).

— Sed amañ c'hoaz, emezo, an douar douret-stank a welas hon aotrou-ni.

Mont a rejont gant o hent betek ma weljont Môn rag-enep d'ezo hag ivez Arvon.

— Sed amañ, emezo, an douar a welas hon aotrou-ni dre e hun.

## KASTELL ABER SEIN

Aber Sein (3) a weljont hag ar c'hastell en aber ar stêr. Dor ar c'hastell a welent digor. Hag i ha dont betek ar c'hastell. Eur sal a weljont en diabarz.

— Sed amañ, emezo, ar sal a welas hon aotrou-ni dre e gousk.

Dont a rejont d'ar sal ha gwelout an daou grennard o c'hoari ar gwezboell war ar gourvezvank aour. Gwelout a rejont ivez ar gour gwenn-louet ouz troad ar golonenn en e gador-vrec'h askourn o trouc'ha peziou-gwerin ar gwezboell. Ar plac'h yaouank a weljont azezet en eur gador-vrec'h aour ruz. Koueza d'an daoulin a reas ar gannaded.

— Impalaerez Roma, salud d'it !

— A dudjentil, eme ar plac'h yaouank, neuz tud a ouenn uhel a welan warnoc'h, hag arouez ar gannaded. Pe c'hoaperez a rit-c'houi ouzin-me ?

— Ne reomp, Itron, tamm goap ebet ouzit. Nemet impalaer Roma en deus da welet dre e hun. N'eus na buhez na peoc'h evitañ abalamour d'it. Da zilenn, Itron, a roomp d'it pe dont a-gevret ganimp da veza graet impalaerez e Roma, pe d'an impalaer dont ganimp amañ d'az kemer da wreg.

— A dudjentil, eme ar plac'h yaouank, diskredi war ar pez a lavarit d'in, ne rin ket, na re-fiziout



kennebeut. Nemet m'en deus an impalaer karantez ouzin, deuet betek amañ d'am c'haout !

Hag ar gannaded ha kerzout war o c'hiz deiz ha noz, ha, pa vanke o c'hezeg, e prenent re all. Eur wech erruet e Roma mont da saludi an impalaer a rejont ha goulenn digantañ o gopr. Hag o devoe pez a c'houlennent.

— Ni az heñcho, aotrou, emezo, war vor ha dre zouar betek al lec'h m'emañ ar vaouez a garez ar muia. Anaout a reomp hec'h ano, he c'herentiez hag hec'h orin.

## AN IMPALAER EN HENT

Mont a reas kerkent an impalaer war-raok gant e arme, ar wazed-se da vlenierien gantañ. Betek Enez Preden e teujont a-dreuz mor ha tonnou. Hag ez alloubas Maksen an enezenn war Veli, mab Manogan (4), hag e vibien. O c'has a eure dre vor hag e teuas war-raok betek Arvon. Anaout a reas an impalaer ar vro adal m'he gwelas. Kerkent ha ma spurmantas kastell Aber Sein :

— Sed ahont, emezañ, ar c'hastell ma welis ennañ ar vaouez a garan ar muia.

Hag heñ ha dont betek ar c'hastell hag ar sal, ha gwelout eno Kenan mab Eudav hag Adeon mab Eudav o c'hoari ar gwezboell, hag Eudav mab Karadog azezet er gador askourn o trouc'ha peziou-gwerin ar gwezboell. Ar plac'h yaouank en doa gwelet dre e hun, a wele en he c'hoazez er gador-vrec'h aour ruz.

## DIMEZI MAKSEN HAG ELEN

— Impalaerez Roma, emezañ, salud d'it. Kas e

zaouarn en-dro d'he c'herc'henn a reas an impalaer hag en noz-se e kouskas ganti. Antronoz veure e c'houlennas ar plac'h nevez he donezon-dimezi, peogwir oa bet kavet gwerc'h hag e kemennas Maksen d'ezi merka he donezon. Hag hi ha merka Enez Preden d'he zad, eus Mor Breiz betek Mor Iwerzon hag an teir rag-enez (5) d'o derc'hel dindan impalaer Roma, ha sevel tri c'hreñvlec'h bras d'ezi hec'h-unan el lec'h a zilennfe en Enez Preden. Dilenn a reas neuze sevel he c'hastell uhela en Arvon ha douget e voe eno douar eus Roma, e sell ma ve yac'husoc'h d'an impalaer da gousket, da azeza ha da vale. Da c'houde e voe savet an daou gastell all d'ezi, da lavarout eo Kêr Lion (6) ha Ker Verzin (7).

Mont a reas eun deiz an impalaer da hemolc'hi da Gêr Verzin hag ez eas betek lein ar Brevi Meur (8). Stigna e deltenn a reas eno ha Kador-vrec'h Vaksen a reer c'hoaz hizio an deiz eus an deltadeg-se. Dre ma voe savet gant eur c'hant miliad tud eo en doe Ker-Verzin hec'h ano.

Lakaat a reas neuze Elen en he soñj ober hentou bras eus pep kastell d'egile a-dreuz Enez Preden ha graet e voent. Ha setu perak e reer anezo hentou Elen Luezog (9) dre ma oa-hi genidik eus Enez Preden ha n'o dije tud Enez Preden en em vodet e seurt strolladou meur evit nikun nemeti.

## EUN EIL IMPALAER E ROMA

Seiz vloaz e voe an impalaer en enezenn-mañ. Hogen eur boaz oa da dud Roma en amzer-se : pe impalaer bennak a chome er broiou all ouspenn seiz vloaz da aloubi bro, evit e zrouziwez eo e chome, ha n'helle



mui dont en-dro da Roma. Ober a rejont neuze eun impalaer nevez ha hemañ a skrivas eul lizer gourdrouc'hus da Vaksen. N'oa el lizer nemet : « Mar deuez-te, ya, mar deuez-te biken da Roma... », Betek Kêr Lion e teuas da Vaksen al lizer-se hag ar c'helou. Kas a reas neuze e-unan eul lizer d'an hini a lavare beza impalaer e Roma. N'oa el lizer-se kennebeut netra nemet : « Mar dan-me da Roma, ya, mar dan »...

## SEZIZ ROMA

Kerzout a reas neuze Maksen gant e arme war-du Roma, hag ec'h aloubas Bro-C'hall ha Bourgogn hag an holl vroiou betek Roma. Eur bloavez e voe an impalaer dirak kêr ha n'oa ket tostoc'h d'he c'hemer eget en deiz kenta. D'e heul e teuas eus Enez Preden breudeur Elen Luezog hag eun arme vihan ganto. Gwelloc'h emgannerien oa en arme vihan-se eget o daou gement a wazed Roma. Kemenn a voe kaset d'an impalaer pa weljod an arme-se o tiskenn e-kichen e hini hag o stigna an teltou. Den n'en doa biskoaz gwelet eun arme vravoc'h, harnezet gwelloc'h, na bannielou kaeroc'h eget da hounnez, evit he ment. Elen a zeuas da sellout ouz an arme hag a anavezas bannielou he breudeur. Dont a reas neuze Kenan mab Eudav hag Adeon mab Eudav da emwelout an impalaer. Laouen e voe hemañ outo hag o briata a eure. Mont a rejont da sellout ouz tud Roma oc'h arsailha kêr hag e lavaras Kenan ouz e vreur :

— Ni a glasko an tu da arsailha kêr soutiloc'h eget se.

Ha neuze e-pad an noz i ha muzulia uhelder kêr, ha kas o c'hilvizien er c'hoadou hag eur skeul a voe aozet da bep pevar den. Prest e voe an traou. Bemdez, da boent kreisteiz e stage an daou impalaer gant o fred hag e paouezent d'en em ganna eus an daou du betek echu gant pep unan boueta. Da veure e kemeras gwazed Enez Preden o boued, hag ec'h evjont betek beza tommet d'ezo. E-keit ha m'edo an daou impalaer gant o boued e teuas ar Vretoned ouz troad kêr hag e savjont o skeuliou outi ; hep dale hag i ha mont e-barz dreist ar voger. Ne gavas ket an impalaer nevez an amzer da wiska e armou ma voent warnañ d'e laza ha kalz tud all a-gevret gantañ. Teir nozvez ha tri dervez e voent o lakaat da blega an dud a oa e kêr hag o c'hounit ar c'hastell. Ar strolladou all anezo a ziwalle kêr rak ma teufe den eus arme Maksen betek enni ken na ve echu ganto plega pep unan diouz o c'hoant.

Ha Maksen ha lavarout neuze ouz Elen Luezog :

— Estonet bras oun, Itron, emezañ, na ve ket evidoun o deus da vreudeur gounezet ar gêr-mañ.

— Aotrou impalaer, emezi, gwazed fura ar bed eo va breudeur-me ; kae da-unan da c'houlenn kêr. Mar demañ en o c'herz, hi az pezo a-c'hrad vat.

An impalaer hag Elen a zeuas neuze da c'houlenn kêr, hag e lavaras an daou all ouz an impalaer ne oa dleour da zen eus kemeridigez kêr hag an daskor anezi nemet da wazed Enez Preden. Digoret e voe neuze doriou kêr Roma. Dont a reas an impalaer da azeza en e gador-vrec'h hag e soublas d'ezañ pep unan eus tud Roma.





Lavarout a reas neuze an impalaer ouz Kenan hag Adeon :

— A dudjentil, emezañ, adkavet em eus va impalaeriez en he fez ; an arme-mañ a roan d'eoc'h da aloubi ar rann a blijo d'eoc'h eus ar bed.

Hag i ha mont neuze da aloubi, broiou, kestell ha kêriou. Laza a raent an holl wazed ha lezel o buhez d'ar merc'hed. Bez' e voent evel-se betek ma voe ar baotred yaouank, deuet a-gevret ganto, tud louet o bleo, keit amzer e padas an aloubadenn-se.

Hag e c'houlennas neuze Kenan ouz Adeon e vreur :

— Petra a fell d'it, emezañ, pe chom er vro-mañ pe zistrei d'an hini a anavezez ?

Lakaat a reas Adeon en e spered distrei d'e vro hag e-leiz a yeas d'e heul. Kenan avat a vanas amañ gant al lodenn all d'ober o annez. Diviz a rejont trouc'ha o zeod d'ar merc'hed rak aon da vastari o yez. Dre ma paouezas ar merc'hed d'ober gant o yez e-keit ha ma komze ar wazed o hini, e voe galvet tud Ledao (10) Bretoned. Da heul kement-se eo e teuas an ano-boas kenañ-mañ eus Enez Preden hag e teu c'hoaz.

An danevell-mañ a reer anezi : Huñvre Maksen Wledig, impalaer Roma. Amañ eo emañ an dibenn anezi.

# LUZ ha LEVELIS

Sed amañ tro Luz ha Levelis

## LUZ ROUE ENEZ PREDEN

Beli Meur mab Manogan a voe d'ezañ tri mab : Luz, Kaswallon ha Nennio ; hervez a lavar zoken an istor, eur pevare mab a voe d'ezañ : Levelis. Goude maro Beli e teuas rouantelez Enez Preden e kerz Luz, e vab hena ; he gouarn a reas gant berz ; muriou Lundein a adnevezas hag a c'hourizas gant touriou diniver. Kemenn a reas goude-se d'ar geodedourien sevel tiez eno e doare na ve ket er rouanteleziou all tiez ken uhel hag enni. Ouspenn-se eun emganner mat oa ; hael ha brokus e roe boued ha died da gement hini a c'houlenne. Daoust m'en doa e-leiz a gestell hag a gêriou mogeriet all, karout a rae houmañ muioc'h eget hini all ebet hag enni eo e rae e annez an darn vuia eus ar bloaz, hag en abeg da se e raed anezi Kêr Luz (11) ha d'an diwez Kêr Lundein. Goude deuet eur vroad estren enni eo e voe graet anezi Lundein pe Loundrez.

## LEVELIS AET DA ROUE FRANS

Ar muia eus e vreudeur e kare Luz Levelis, dre m'oa hemañ eun den poellek ha fur. Goude klevet gant Levelis ez oa marvet roue Frañs, hep lezel hêr ebet war e lerc'h nemet eur verc'h, ha lakaet gantañ e



zanvez en he c'herz, e teuas da gaout Luz, e vreur, da c'houlenn kuzul ha skoazell. N'oa ket e sell d'ar gounid evitañ e-unan dreist-holl, hogen e sell kreski enor, gloar ha brud o gouenn, mar gallfe mont da rouantelez Frañs evit goulenn ar plac'h yaouank-se da bried. Raktal e savas e vreur gantañ ha mat e kavas e venoz war ar poent-se. Dioustu e voe pourchaset listri : leuniet e voent a varc'heien armet ha Levelis a skoas ganto etrezek Bro-C'hall. Adal diskennet en douar, i ha kas kannaded da ziskleria da dudjentil Bro-C'hall mennad ar gefridi oant deut warni. Goude kuzuliadeg gant tudjentil ha pennou Frañs e voe roet da Levelis ar plac'h yaouank ha kurunenn ar rouantelez war eun dro ganti. Da c'houde e renas e zomani gant evez, furnez ha berz tra ma padas e vuhez.

## AN TEIR GWALENN

Mont a reas eur pennad amzer e-biou ha sede ma kouezas teir gwalenn war Enez Preden, seurt n'he doa gwelet hini ebet eus an inizi o far. Ar genta anezo oa eur ouenn dud a zeuas. Ober a raed anezo ar Coraneed (12) ; ken bras oa o gouiziegez ma n'oa diviz ebet dre an enezenn a-bez, daoust pegen izel e ve dalc'het, na glevent ma tegoueze an avel gantañ. En abeg da se n'helled droug ebet outo.

An eil gwalenn oa anezi eur youc'hadenn a save bep noz Kala Mae a-us da bep oaled en Enez Preden. Mont a rae a-dreuz kalonou an dud : kement a aon a groge enno ma kolle ar wazed o liou hag o nerz hag ar gwragez o frouez ; ar baotred hag ar merc'hed a golle o skiant hag an holl anevaled, ar gwez, an douar, an doureier a vane difrouez.

An trede gwalenn oa houmañ : daoust pegement e veze darbaret a vitailh e leziou ar roue, ha goude ma ve eur pourchas a voued hag a zied evit bloaz, ne veze paket anezañ nemet ar pez a implijed en nozvez kenta.

A-wel d'an holl edo ar walenn genta ; an diou all, avat, n'oa den a oufe a be berz e teuent. Abalamour da se oa muioc'h a spi d'en em zizober eus ar genta eget eus an eil nag an trede.

## KUZULIADEG LUZ HA LEVELIS

Sede perak e voe ar roue Luz nec'het ha chalet bras. N'ouie penaos en em zieubi eus ar gwalinier-se. Gervel a reas davetañ holl dudjentil e rouantelez ha goulenn kuzul diganto da c'houzout petra a rafent a-enep ar gwalennou-se. Gant asant e holl uhelidi, ez eas Luz mab Beli davet Levelis e vreur da c'houlenn kuzul digantañ. Paramanti eur strollad-listri a rejont ha kement-se dre guz ha sioul, d'aon na oufe ar ouenndud-se mennad o ergerzadenn na den all ebet estreget ar roue hag e guzulierien. Goude ma voent prest ez eas war ar strollad listri Luz hag ar re en doa dilennet hag e stagjont da regi ar moriou etrezek Bro-C'hall.

Deut ar c'helou-se betek Levelis, pa n'ouie kefridi listri e vreur, e teuas e-unan diouz an tu all war arbenn d'ezañ gant eur strollad listri niverus-tre. Pa welas Luz kement-se, e lezas e holl listri er c'heinvor nemet unan ha gant hemañ e teuas da ziambroug e vreur. Levelis diouz e du a zeuas en arbenn d'ezañ gant eul lestr all. Eur wech degouezet an eil gant egile, hag i hag en em vriata ha degemer an hini all gant eur garantez vreur. Luz a zisplegas d'e vreur mennad e ergerzadenn ha Levelis a respontas d'ezañ ec'h anaveze e-unan pennkaoz e zonedigez er broiou-mañ. Hag i neuze ha kuzuliata da zivizout diwar-benn o aferiou en eun doare bennak all e sell na zeufe an avel war o c'homzou evit na oufe ar Goranned kement a lavarfent. Lakaat a reas neuze Levelis ober eun hir a gorn e kouevr ha dre ar c'horn-se e voe diviz etrezo. Petra bennak avat a lavare unan ouz egile dre ar c'horn ne gase hemañ d'an eil nemet komzou displijus ha kontrol beo. Kerkent ha ma welas Levelis kement-se : ez oa an diaoul ouz o siguri hag o lakaat strafuilh a-dreuz d'ar c'horn, e reas dinaoui gwin ennañ d'e walc'hi ha dre nerz ar gwin e voe kaset kuit an diaoul diouz ar c'horn.

## AR GORANNED

Pa ne voe mui netra a-dreuz d'o diviz, e lavaras Levelis ouz e vreur e rofe d'ezañ eun doare amprevaned, d'ezañ da zerc'hel lod anezo e buhez da ouenna, d'aon na zeufe, dre zegouez. an hevelep gwalenn eun eil gwech, ha da gemer ar re all d'o bruzuna en dour. Toui a rae ez oa mat kement-se da zistruja gouenn ar Goranned. N'en doa, goude beza distroet d'e rouantelez, nemet boda e holl bobl a-gevret, e ouenn d'ezañ ha hini ar Goranned en hevelep bodadeg war zigarez ober ar peoc'h etrezo. Pa vefe an holl a-gevret, kemer an dour burzudus-se hag e sparfa war an holl kement ha kement. Toui a rae Levelis e kontammfe an dour-se gouenn ar Goranned e-keit ha ne lazfe na ne rafe droug ebet da nikun eus e ouenn e-unan.

## AN DAOU AEROUANT

— An eil gwalenn, emezañ, a zo war da zouarou,

eun aerouant eo ; eun aerouant all a ouenn estren a zo oc'h en em ganna outañ hag o klask e faeza. Sede perak, emezañ, hoc'h aerouant-c'houi (13) a leusk eur youc'hadenn spontus. Hag evel-hen e kavi an tu da c'houzout kement-se ; eur wech deut d'ar gêr, laka muzulia an enez a-dreuz hag a-hed ; el lec'h ma kavi ar c'hreiz resis, laka kleuza eun toull. Da c'houde laka diskenn en toull-se eur bailhad eus ar gwella mezeglen a c'haller ober, gant eur vantell seiz gweet war c'horre ar bailh. Goude se gra ged te da-unan hag e weli an erevent oc'h en em ganna dindan furm anevaled spouronus. D'an diwez ez aint dindan neuz erevent en aer ha da ziweza holl, goude ma vint skuiz-divi diwar an emgann spouronus ha kriz, e kouezint e tres daou borc'hell war ar vantell : sacha houmañ a raint betek goueled ar bailh ha peureva ar mezeglen ha da c'houde e kouskint. Raktal neuze, pleg ar vantell en-dro d'ezo hag el lec'h kreñva a gavi ez stadou kloz anezo en eun arc'h vaen d'o c'huzat en douar. Tra ma vint el lec'h kreñv-se ne zeuio gwalenn ebet a lec'h all en Enez Preden.

## AN ACHANTOUR

— Penn kaoz an trede gwalenn a zo, emezañ, eun achantour galloudek a gas gantañ da voued, da zied ha da bourveziou. Hennez, dre e hud hag e strobinellou a laka pep unan da gousket. En abeg da se eo ret d'it diwall da-unan meuziou ha darbarou da vanveziou. Da virout n'az lakafe da gousket, bezet eur bailhad dour yen ez kichen ha, pa c'hounezo ar c'housked warnout, en em daol e-barz ar bailh.



## LUZ O TIZARBENN AR GWALINIER

Neuze e tistroas Luz d'e vro. Kerkent e pedas davetañ holl dud e ouenn hag ivez re ar Goranned. Bruzuna a reas an amprevaned en dour, evel m'en doa Levelis desket d'ezañ, hag e sparfa war an holl gwitibunan. Raktal e tistrujas holl boblad ar Goranned hep droug ebet da nikun eus ar Vretoned.

Eur pennad amzer da c'houde e lakaas Luz muzulia an enezenn a-dreuz hag a-hed. E Redec'hen e kavas ar greizenn. El lec'h-se e reas kleuza an douar hag en toull-se diskenn eur bailh leun eus gwella mezeglen a c'halled aoza, hag eur vantell seiz war c'horre. Ha heñ e-unan en noz-se da ober ged. E-pad m'edo evel-se e welas an erevent oc'h en em ganna. Goude ma voent skuizet hag asiket, e tiskennjont war ar vantell hag he zenna a rejont ganto e goueled ar bailh. Eur wech echu ganto da eva ar mezeglen ez en em rojont da gousket. Dre o c'housk e plegas Luz ar vantell en-dro d'ezo, hag el lec'h diogela a gavas en Ereri, o c'huzas en eun arc'h vaen. Sede ma voe anvet al lec'h-se goude-se Dinas Emreis (14) ha kent se oa Dinas Faraon Danze. Hennez a voe an trede rener a rannas e galon diwar c'hlac'har. Evel-se e paouezas ar youc'hadenn spouronus a veze dre ar vro.

Eur wech graet kement-se e lakaas ar Roue Luz darbara eur banvez divent. Pa voe dare, e lakaas eur bailh leun a zour yen en e gichen, ha heñ, a-benn person a reas ged. Evel m'edo evel-se, gwisket gantañ e armou, war-dro trede lodenn an noz, sede ma klevas kalz a varvailhou plijus brao-dreist ha kanaouennou lies-seurt hag an hun ouz e redia da gousket. Neuze sede ar pez a reas-heñ gant aon da c'houita war e ven-

nad ha beza trec'het gant ar c'housked : mont alies en dour. En diwez, setu eur gour, bras-kenañ e vent, gwisket gant armou pounner ha kreñv, o tont tre, eur baner gantañ hag o lakaat enni, evel m'oa boas d'ober, an holl bourveziou, an darbarou boued ha died hag o sacha ganti war-du an nor. Netra burzudusoc'h evit Luz eget gwelout kaout lec'h da gement a draou er baner-se. Ha neuze Luz ha mont war e lerc'h ha lavarout d'ezañ evel-hen :

— Gortoz, gortoz, emezañ. Daoust ma'c'h eus graet d'in kalz a daoliou-dismegañs hag a gollou betek-hen, ne ri ket pelloc'h, nemet e varnfe ar c'hrogad ez out trec'h d'in ha kalonekoc'h egedoun.

Dioustu e lakaas an hini all e baner war al leur hag e c'hortozas Luz. Eun emgann garo a voe etrezo ken na strinke sklisennou tan eus o armou. D'an diwez e tapas Luz krog en egile. An tonkadur a fellas d'ezañ e kouezfe ar gounid gant Luz : stlepel a reas hemañ ar gwasker dindanañ d'an douar. Eur wech faezet gant nerz ha garventez, e c'houlennas hemañ truez.

— Penaos e c'hellfen, eme ar roue, kaout truez ouzit, goude an niver a daoliou-dismegañs hag a gollou ac'h eus graet d'in ?

— An holl gollou am eus biskoaz graet d'it, eme egile, me o zalvezo d'it kement ha kement ; ha ne rin kemend-all hiviziken. Eur gwaz feal e vezin d'it pelloc'h.

Hag ar roue asanti da gement-se digantañ. Sede penaos e kasas kuit Luz an teir gwalenn diwar Enez Preden ha diwar neuze betek dibenn e amzer e renas Luz mab Beli an enezenn e peoc'h ha berz.

An danevell-mañ a reer anezi Tro Luz ha Levelis hag evel-se ec'h echu.



## NOTENNOU

(1) *Enez Preden (Ynys Prydein)* eo an ano a vez graet dalc'hmat er skridou kembraek eus Breiz Veur. Keñveria ouz *Lopreden* e Breiz Vihan.

(2) *Everi (Eryri)* a zo c'hoaz hizio ano an aradennad meneziou ma reer eus ar gribenn uhela anezi ar *Ouezva (Yr Wyddva)*. *Snowdon* eo an ano saoznek.

(3) *Aber Sein* a zo bet araok *Aber Segeint* deut eus *Segontium* amzer ar Romaned. Ar stêr *Seint* a red dre Gernarvon.

(4) *Beli mab Manogan* en dije renet Enez Preden war dro daou ugent vloaz. E-touez e vugale e kaver *Kaswallon* ma'z eo e ano heñvel ouz hini *Kassivellaunos* a vlenie arme Breiz-Veuriz a-enep da Julius Kesar e 54 araok Hor Salver.

(5) Teir ragenez hena Enez Preden : *Ork*, *Manao* ha *Gwiz;* goude se e torras ar mor an douar ken na zeuas Môn da veza enezenn ; en hevelep doare e voe rannet Ork en eun niver bras a enezennou; mont da inizi a reas ivez darnou all eus Alban ha Tir Kembre (Myvyrian Arch. p. 407, 67, Triadou).

(6) *Kêr Lion* a zeu hec'h ano eus *Castra Legionum*. Eus *Kêr Lion* war an Usk eo e komzer amañ. Eur gêr all a zo d'ezi an hevelep ano en hanternoz : *Chester* ar Saozon ; *Caer* evit Kembreiz.

(7) *Ker Verzin*. *Merzin* a zeu eus *Maridunum*, kêr an *Demetae* hervez an douarouniour Ptolemaios. Ar marvailher a wel e *Myrddin* ar gêr kembraek *myrdd* : kant miliad.

(8) *Brevi Meur*. Hizio *Llandewi Brevi* e kontelez *(Kardigan) Keredigion*.

(9) *Elen Luezog*. *Luezog* a zo deveret eus *lu* : arme, ger implijet gant Kalloc'h. Ar c'hembraeg *lluyddawc* a c'hellfe beza troidigez ar ger impalaerez = penn-arme.

(10) *Ledao. Llydaw* eo ano kembraek Breiz Vihan. Mennius (800) a rann *Letevicion*, ano tud Ledao, e *Let-tewicion, semitacentes* = hanter-vud. Furm goz an ano a zo *Letavia*, d'ezañ moarvat an hevelep stêr ha d'ar ger *Aremorica* = bro en arvor.

(11) *Kêr Luz*. Kavout a reer *Caer Ludd*, evel ano da gêr Londrez, da genta e Jafrez a Venoe. Implijet eo bet alies abaoe gant skrivagnerien Bro-Gembre. Ano-koz *London* a zo *Londinion*. Deut eo da veza *Lunden* e saozneg koz. Ac'hane eo e teu *Llundain* Kembreiz, evel ma teu *Londrez* tud Breiz Vihan eus ar galleg *Londres*.

(12) « Teir a gadenn waskus a zeuas en enezenn-mañ ha ne deas hini anezo en-dro : meuriad ar Goranned a zeuas amañ en amzer Luz mab Beli ha ne deas nikun anezo endro. An eil, hini ar C'houezeled Fic'hti ha ne dejont ket kuit. An trede, hini ar Saozon ha ne dejont ket kuit kennebeut. » (Triadou. Myvyrian Arch. p. 391, 41).

(13) E levr Mennius an aerouant ruz a zo arouez ar Vretoned hag an aerouant gwenn hini ar Saozon.

(14) *Dinas Emreis* a zo eun dorgenn vihan hec'h-unan-penn, e-kreiz traoniennou an Ereri. Dont a ra d'ezi hec'h ano eus Ambrosius Aurelianus, a ouenn roman, ganet e Breiz-Veur, a stourmas gant berz ouz ar Saozon e dibenn ar pempvet kantved.



# LODENN AR GELAOUENN

# Hanter-kant Levr hon eus ezomm anezo

*En deiz ma vo desket ar brezoneg er skoliou, en holl skoliou Breiz-Izel, a lavaran, — ha n'emañ ket an deiz-se marteze ken pell ha ma kreder, — kalz aesoc'h e vo embann levriou brezonek eget bremañ. Ma rankfed gortoz betek di avat evit embann levriou, aon a zo da gaout na zeufe an deiz-se biken. Ma vez digoret tamm-ha-tamm doriou ar skoliou d'ar yez, ez eo en abeg ma 'z eus en em gavet tud da embann kelaouennou ha levriou, tud da bleustri war ar brezoneg skrivet, atao niverusoc'h, er bloaveziou diweza.*

*Al levriou embannet a zo aet iwez war wellaat. A-raok ar Brezel Bras, ne veze moulet e Breiz-Izel, koulz lavarout, nemet, — ouspenn al levriou a relijion, — kontadennou ha barzonegou, e pep rannyez hag e pep doare-skriva, gant eun droidigez c'hallek alies war ar marc'had.*

*Seurt levriou ne vezont mui nemeur gwelet er mareou-mañ, ha pa vezont gwelet, koueza a reont dindan dismegañs an holl. Bez' ez eus hizio peadra da lenn en hor yez hogozik war bep tachenn eus speredelez mab-den, hag e brezoneg unvan, ar pez a zo ar brava-holl e-keñver an amzer da zont.*

Eun dra koulskoude a chom d'ober : lakaat eun tammig urz en embannidigez al levriou.

Evit pez a sell al lennegez c'hlan, — al lennegez kaer ma karer gwell, — ez eus nebeut da renka. Amañ e ranker kaout dizurz, peogwir e ranker gortoz plijadur ar skrivagner. Romantou, barzonegou, ha zoken peziou-c'hoari a ranker kemer evel ma teuont. Klask ober al lezenn d'ar skrivagnerien, terri an awen n'eo ken. Eur wech an amzer, brouda o leziregez, n'heller ket ha ne dleer ket mont pelloc'h.

N'eus nemet en troidigeziou ma vefe mat heulia eur reolenn. Hen ober a ra « Gwalarn », — ar muia ma c'hell, en e stourmad c'houero a-enep skoilhou diniver, — evit al lennegez keltiek. Tamm-ha-tamm e taskor da Vreiz taoliou-micher ar Gelted, o c'houzout mat da belec'h ha dre belec'h e tle mont. Evit al lennegez hollvedel e c'hellfed ober heñvel : sevel eur roll eus al labouriou bras a zere ouzimp kaout en hor yez, ha seveni al labour gant dalc'h a-nebeudouigou.

N'eo ket eus al lennegez avat e fell d'in komz amañ. A-gostez e lezan ivez al levriou a relijion, hag a zo kentoc'h kefridi ar veleien. Skoueriou kaer a labour graet a-barfeted a zo bet roet d'imp gant Tadou an Oriant. O « Buhez Sant Fransez » ha dreist-holl o « Buhez Hor Salver » n'eus bet graet netra gwelloc'h egeto. Gortoz a reomp atao reizidigez ar C'hatekiz hag ar C'hanaouennou Santel, hag embannidigez ar Skrituriou Sakr en eur brezoneg dereat, dellezek eus eur vro gristen.



Eus al levriou skol ne gomzin ket kennebeut, nag eus al levriou da zeski ar brezoneg d'ar c'hallegerien. Re a vefe da lavarout diwar o fenn. Trawalc'h e vo d'in hizio komz eus eur rummad levriou all, hag a ra diouer bras d'imp.

Re dechet omp da welout, pa gomzer eus levriou brezonek, levriou evit an diduamant nemetken, hep soñjal el levriou gouest da astenn hon anaoudegez eus ar bed pe da startaat hor c'hrog war draezou hor buhez pemdeziek. Nebeutoc'h a sotoniou a vefe lavaret hizio a-zivout « brezoneg ar bobl », ar « brezoneg beo », pe me 'oar, ma karfe an dud sanka mat en o spered e ranker muioc'h-mui dilezel ar rimadellou hag ar c'hoariou bugale evit beza tud skiantek ha sevel e brezoneg oberou talvoudek-rik.

Mall eo moula levriou gouiziegez. Hogen amañ, arabat e vefe mont a-gleiz pe a-zehou, a-sounn pe a-dreuz, pep unan en e blijadur, hep sellout ouz ar pez a ra an amezeg. N'eo ket a-walc'h kaout eur yez unvan. Ret eo ouspenn kaout doareou-labour unvan, ma ne garer ket koll amzer hag arc'hant, ha sevel oberou difounn ha dibad. Brao e vefe kaout e brezoneg eul levr diwar-benn ar skingomzerez, hag eul levr all diwar-benn kleñvedou al lagad, hag eul levr all c'hoaz diwar-benn buhez Gengis-C'han. Ha goude ? Ha pinvidikoc'h, ha furoc'h, ha gouiziekoc'h e vefemp kalz ? Da betra e talvezfe seurt oberou, nemet da ziskouez gant lorc'h d'an estrenien, hag a rafe goap marteze, a-dreñv hor c'hein ?

Lakaomp, er c'hontrol, hor bije embannet eur

rummad bihan a levriou, — hanter-kant hepken, bep a gant pajenn d'ezo, — enno ar pep talvoudusa evidomp eus anaoudegeziou an dud, e-giz ar re-mañ, da skouer :

1. *Niveroniez.*
2. *Lizerjederez.*
3. *Mentoniez.*
4. *Kornventerez.*
5. *Finvoniez.*
6. *Naturoniez.*
7. *Strilhouriez.*
8. *Steredoniez.*
9. *Tredan ha Skinarouezerez.*
10. *Buhezoniez.*
11. *Denoniez.*
12. *Loenoniez.*
13. *Louzawouriez.*
14. *Maenouriez.*
15. *Douarouriez.*
16. *Douaroniez.*
17. *Tudoniez.*
18. *Skiant ar Gevredigez.*
19. *Arboellerez.*
20. *Lezennouriez.*
21. *Eneoniez.*
22. *Istorouriez.*
23. *Ragistor.*
24. *An Henamzer.*
25. *Ar Grennamzer.*
26. *An Amzeriou-Bremañ.*
27. *Istor al Lennegez.*
28. *Istor an Ijinou-Kaer.*



29. *Istor ar Sonerez.*
30. *Istor ar Brederouriez.*
31. *Istor ar Skiantou.*
32. *Istor Kavidigez an Douar.*
33. *Istor ar Sevenadurez.*
34. *Istor ar Gelted.*
35. *Istor Breiz.*
36. *Douaroniez Vreiz.*
37. *Istor ar Brezoneg.*
38. *Istor an Tisaverez e Breiz.*
39. *Buhez an Dud Vras a Vreiz.*
40. *Istor Dasorc'hidigez ar Broiou Bihan.*
41. *Labour-Douar.*
42. *Ar Maga-Loened.*
43. *Micheriou Bihan ar Vro.*
44. *Pesketaerez.*
45. *Merdeadurez.*
46. *Keginerez.*
47. *Yec'hedouriez.*
48. *An Derc'hel-Tiegez.*
49. *Skiant ar Vugale.*
50. *An Derc'hel-Kenwerz.*

Ma vefe kement-se e brezoneg, peadra a vefe da lakaat lorc'h ennomp ha da rei kalon ha fiziañs d'ar re a stourm evit ar yez hag a zo tud poellek war ar marc'had, — ar pez na c'hoarvez ket atao.

Gwall denn ha gwall hir e vefe eur seurt labour da gas da benn. Kavout brezonegerien ampart, hag oc'h anaout mat ouspenn an danvez o devo da bleustri warnañ, a vefe diaes a-walc'h, hep menegi ar moula hag ar gwerza eus pep levr. Koulskoude, n'omp ket ken pell diouz ar pal ha

ma c'hellfed kredi. Darn eus al labour a zo graet, darn all a zo prest, darn all a zo dambrest pe damc'hraet, daoust ma chom, — ret hen anzav, — ar pep brasa da ober.

1) *A zo graet :*

*Pennadou eus al labour bras anvet « Istor ar Bed », enno traou a bouez a-zivout an douarouriez, an dudoniez, ar ragistor, h.a.* (1).

2) *A zo prest :*

*Pennadou hir chomet diembann eus an hevelep labour, « Istor ar Bed », hag a vo moulet tamm-ha-tamm.*

3) *A zo dambrest pe damc'hraet :*

*Eul labour bennak aozet gant Bretoned yaouank, hag eun niver bras a bennadou chomet a-skign er c'helaouennou brezonek, dreist-holl « Kroaz ar Vretoned » ha « Feiz ha Breiz », hag a vefe ret reiza ha dastum.*

*Eun tammig muioc'h a gendalc'h hag a genlabour a-berz ar skrivagnerien. Eun tammig muioc'h a boell a-berz al lennerien. Eun tammig muioc'h a emroüsted a-berz an embannerien. Eun nebeut bloavezìou ivez. Hag e vo bet graet eun dra bennak start ha padus c'hoaz e Breiz.*

ROPARZ HEMON.

---

(1) *Arabat ankounac'haat ar C'henteliou war al Labour-Douar embannet nevez 'zo gant an Ao. Bécot, eun tammig re c'hallekaet koulskoude ar yez anezo.*



# Notennou

## GERIADUR GALLEK-BREZONEK F. VALLEE

*Nebeut a dud, a gredan, a zo barrek da veiza pegement a labour hag a amzer a zo aet da sevel ar pikol geriadur-mañ, a gaver dastumet ennañ frouez holl studiou ha strivadennou ar brezonegour brasa a zo bet biskoaz, hep menegi re e zaou genlabourer, an Aotrounez E. Ernault ha R. Le Roux.*

*Ar geriadur-mañ a zo dreist da gement geriadur moulet a-raok, n'eo ket hepken dre m'eo kalz brasoc'h ha klokoc'h egeto hogen ivez dre m'eo diazezet war eun anaoudegez piz eus reolennou ar yez lennek kenkoulz hag eus rannyezou ar bobl.*

*Den ne gar ha n'anavez brezoneg ar bobl gwelloc'h eget an Ao. Vallee. Den avat ne oar gwelloc'h egetañ e vurutella da ranna an ed diouz an dreog, an aour diouz ar pri, ar pez a zo talvoudus evit amzer da zont ar yez diouz ar pez a zo noazus. Setu perak e kaver amañ, e-kichen eur bern geriou nevez furmet abaoe m'eo deut ar brezoneg da veza eur yez lennegel, ar pep priziusa eus ar geriou koz, geriou an dud vunut o deus miret beo ar yez dilezet gant ar vourc'hizien.*

*An tamall brasa a ran da c'heriadur an Ao. Vallee eo hemañ: roet e vez meur a furm evit an*

hevelep ger, ar pez a vije mat en eul labour graet evit ar ouizieien, hogen a zo fall-kenañ en eul labour graet evit an holl. Ar geriou rannyezel dreist-holl a dlefe beza skrivet er stumm a rankont kemer er yez unvan. Gwelout a ran gant levenez ez eo bet roet al lec'h a enor da rannyez Wened: perak avat implij evit ar rannyez-se eun doare-skriva eus an amzer kent Ar Gonideg, o lakaat u e-lec'h w, h e-lec'h c'h, ha traou all ken iskis-se ?

Tud 'zo a gavo uhel priz al levr, en amzer-mañ dreist-holl. Ha koulskoude, marc'had-mat eo evit ar pez a dalv. Kalz keroc'h e vije bet c'hoaz m'o dije goulennet an oberourien eur gopr evit o foan. Breiz avat a zo marteze an diweza bro eus an douar ma kaver tud enni da labourat evit netra, evit gwasoc'h alies eget netra.

Evit kaout ar Geriadur Bras Gallek-Brezonek, skriva da « Imprimerie Commerciale de Bretagne », 7, rue des Francs-Bourgeois, Roazon (C.C. 16.613, Rennes). Priz dre ar post: 75 lur war baper boutin, 170 lur war baper kaer. Al levr a c'hell beza keinet, evit 20, 25 pe 35 lur ouspenn, hervez an doare keinadur a zibaber.

## DERDRIU

Tud Bro-Wened, ar re anezo na ouzont ket c'hoaz lenn brezoneg an holl, o devo plijadur o kavout moulet en o rannyez an danevellig kaer-mañ, bet embannet e brezoneg unvan gant Gwalarn seiz vloaz 'zo (en niverenn 11), dindan he gwir ano, « Tonkadur Bugale Usnac'h ».



E gwerz emañ e ti Dihunamb, hag e koust tri skoed.

## DEIZIADUR 1934

Emañ « Ober » o paouez embann eun deiziadurig brezonek evit ar bloaz 1934, graet eun tammig hervez skouer an deiziadurig embannet gant « Gwalarn » e 1929. Pep Breizad emskiantek a dlefe prena eun dournad da skigna e-touez e vignoned. Priz ar c'hant eo 15 lur. Skriva da: « Ober », Boest-Post 28, Roazon.

Degas a reomp da soñj d'hol lennerien e vez graet skol vrezonek dre lizer gant « Ober », eur skol izel evit ar re na ouzont tamm brezoneg ebet hag eur skol uhel evit ar re a oar ar yez mui-pe-vui. Bremañ m'eo bet reizet hag unvanet ar brezoneg, e ranker kelenn ha deski anezañ ar muia ma c'heller.

## AR FALZ

Niverenn diweza « Ar Falz » a zo enni c'houezek pajenn. Lenn a reomp eur pennad gallek matkenañ gant F. Elies diwar-benn talvoudegez sevenadurel ar brezoneg, poelladennou brezonek hag eur gontadennig koant, « Ar Yarig Rous », lakaet e brezoneg gant Naig Sezny. Skriva da Y. Sohier, Plourivo (C.C. 133-46 Rennes). Priz ar c'houmanant-bloaz: 10 lur.

## TRUGAREZ

Da zerou ar bloaz nevez, e kas « Gwalarn » e

*wella hetou d'ar c'helaouennou eus ar vro a ra meneg anezañ:* Ar Falz, Breiz, Breiz Dishual, Dihunamb, *ha dreist-holl da* Adsao, *n'eus nemetañ hag a ro da c'houzout d'e lennerien ar pez a gaver en hon niverennou. Tra ma tav kelaouennou all ar muia ma c'hellont diwar hor penn, eur frealz eo d'imp gwelout hon eus mignoned e Breiz.*

## KANV

*Desket hon eus, diwezat-tre, kelou maro an Aotrou J. Chevillotte, eus Brelez, galvet da Zoue d'an 8 a viz gwengolo 1933. Hor gourc'hemennou a gengañv a gasomp d'e vugale ha d'e gerent.*

## BREZONEG AR VUGALE

*Profou: an Ao. Michel: 5 l. 30. — An Dim. Guieysse: 20 l. — An Ao. Bleunven: 10 l. — An Ao. J. de Quelen: 20 l. — An Ao. Y. Drezen: 100 l. — An Ao. Dussaix: 20 l. — An Ao. R. Delaporte: 20 l. — An Ao. Ch. Boisecq: 20 l. — An Ao. Lagrée: 20 l. — An Dim. S. Merret: 10 l. — An Ao. du Chauchix: 20 l. — en holl: 265 l. 30.*

*Levriou kaset: Koufe (Breiz-Uhel): 10 l. — Plouneve-Kintin: 100 l. — Enez Sun: 40 l. — Landerne: 120 l. — en holl: 270 l.*

*Trugarez d'an donezonerien. Chom a ra er c'hef: 489 l. 80. D'ar mare ma voulomp an niverenn-mañ, e tegouez ganimp goulennou nevez digant mistri-skol. Kaset e vo levriou d'ezo keit ha ma chomo arc'hant er c'hef.*



## KANNADIG GWALARN

*Profou: an Dim.* ***Duduisson: 50 l. — An Dim.*** *S. Merret: 10 l. —* ***en holl: 60 l.***

*Ar pez hon eus ezomm dreist-holl, evit* « Gwalarn » *koulz hag evit* « Kannadig Gwalarn » *eo koumananterien nevez. N'eus nemet en doare-se e c'hello kreski hor c'helaouenn ha rei muioc'h-mui a draou dudius ha talvoudus da lenn d'an holl.*

## KENSTRIVADEG AR VISTRI-SKOL

*Emeur o stourm atao da lakaat ar vistri-skol da gelenn ar yez d'ar vugale. Komzet hon eus en unan eus hon niverennou diweza eus ar genstrivadeg graet gant* « Ober » *etre ar vistri-skol. Evit gallout rei priziou avat, e ranker kaout arc'hant. Profou eta a vefe deut-mat. Skriva da:* « Ober », *Boest-Post 28, Roazon.*

## AR MABINOGION

*Moulet hon eus bremañ an darn vrasa eus troidigez* Ar Mabinogion, *savet gant kement a ouiziegez gant Abeozen. Hol lennerien a c'hello merzout penaos, en diou lodenn anvet* « Owen ha Lunet » *hag* « Huñvre Maksen ha Luz ha Levelis », *ez eo bet brezonekaet an anoiou tud hag an anoiou lec'hiou. An hevelep tra a vo graet hiviziken evit al lodennou diweza hag al lodennou kenta, pa vo advoulet ar re-mañ.*

F. VALLÉE

# GRAND DICTIONNAIRE FRANÇAIS-BRETON

e gwerz en

Imprimerie Commerciale de Bretagne
7, rue des Francs-Bourgeois, Rennes
(C.C. 16.613, Rennes)

Priz dre ar post:

75 lur (war baper boutin)
170 lur (war baper kaer)

E-doug ar bloaz 1934

## GWALARN

a embanno

eur rummad oberou nevez

◆

Kasit d'imp

priz ho koumanant

dioustu

## LEVRIOU DA ZESKI AR BREZONEG

| | |
|---|---|
| Précis de Grammaire Bretonne ... | 1 skoed (3 lur) |
| La Prononciation du Breton ... ... | 1 skoed (3 lur) |
| L'Orthographe Bretonne ... ... ... ... | 1 skoed (3 lur) |
| Cour Elémentaire de Breton ... ... | 12 lur |
| Petit Dictionnaire Pratique Breton-Français ... ... ... ... ... ... ... ... | 22 lur |

(e gwerz e ti GWALARN)

◆

## TI BREIZ

dalc'het gant an dimezell Torcol
11, rue d'Algésiras, Brest

An holl levriou brezonek
An holl levriou diwar-benn Breiz
Listriaj giz nevez Kemper

**Eur Bloaveziad Labour !**

## GWALARN 1933

| | |
|---|---|
| EUR BREIZAD ER C'HANADA, troet gant Abherve ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 15 lur |
| AL LAER AVEL, gant Roparz Hemon ... | 4 lur |
| YEZADUR BERR AR C'HEMBRAEG, gant Abeozen ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 8 lur |
| EUN HIR A GOUSK, gant W. Irving, troet gant Erel Keralban ... ... ... ... ... ... | 4 lur |
| KANOU EN DEIZ, gant F. R. Meavenn ... | 4 lur |
| AN DIOU ZREMM, gant X. de Langlais ... | 5 lur |
| PIRC'HIRIN AR MOR, gant Roparz Hemon | 4 lur |
| SINDBAD AR MARTOLOD ... ... ... ... | 4 lur |
| BLEUNIOU A GARANTEZ, gant Koulmig Arvor ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 4 lur |
| DISUL DA NOZ, gant D. K. Kongar ... ... | 4 lur |
| MARVAILHOU AN OALED (Lodenn Genta) ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... | 4 lur |

## Embannadurioù Gwalarn

**1926**

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.
J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25

**1927**

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — Diviet.
T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.
TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — Diviet.
GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

**1928**

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.
B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.
G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.
H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.
Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.
Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.
AR SIMBOL. — 0 lur 50

**1929**

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.
M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.
Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.
A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.
G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.
A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.
Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

**1930**

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn II. — 10 lur.
MARVAILHOU AR VRETONED. — Diviet.

# Embannaduriou Gwalarn

1930

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928. — 4 lur.

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK. — 4 lur.

Roparz Hemon. — EUN DRO E KEMBRE (Gwalarn 24). — 2 lur 50.

1931

Abeozen. — PEVAR MARVAILH. — 3 lur.

Roparz Hemon. — EUR BREIZAD OC'H ADKAVOUT BREIZ. — 15 lur.

OWEN HA LUNET. — 3 lur.

DIARMUID HA GRAINNE. — 5 lur.

Tanguy Malemanche. — AR BAGANIZ. — 10 lur.

Sei Chonagon. — NOTENNOU AR GOUBENNER. — 3 lur.

Roparz Hemon. — LINA. AN TAN E TI KERNASPREDEN (peziou-c'hoari). — 4 lur.

1932

Meavenn. — IWERZON DISHUAL, SKOL S. ENDA. — 4 lur.

X. de Langlais. — KANOU EN NOZ. — 10 lur.

D. K. Kongar. — AR WAZIG. — 3 lur.

Y. Drezen. — AN DOUR EN-DRO D'AN INIZI. — 4 lur.

Meavenn. — PA C'HOUEZ AVEL WALARN. — 5 lur.

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn III. — 8 lur.

Hoffmann. — AN TASMANT DIMEZET. — 4 lur.

GWELEDIGEZ MAB KONGLIN. — 4 lur.

Roparz Hemon. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON - 12 lur.

Roparz Hemon. — AR C'HOAR HENA. — 4 lur. —

KEMBREIZ GWECHALL HA BREMAN. — 4 lur. —

Moulerez E. Jaffre, 17, ru d'Algesiras, Brest    Ar Merour : Y. Drézen

# GWALARN

HA

# KANNADIG GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener: Roparz Hemon

Priz: 30 lur ar bloaz (broiou estren: 35 lur)

Chomlec'h:

Journal de Gwalarn, Boîte Postale 75, BREST

(C.C. 96-38, Rennes)

# KANNADIG GWALARN

hepken

Priz: 10 lur ar bloaz (broiou estren: 15 lur)


Priz : 16 real